

# AR GWENAN

*Penoz tenna diganto*

*o mel heb o distruja*

GANT

**Jean-Louis HENRY**

**deuz LENNON**



**PRIZ : C'HOUEC'H GWENNEK**



KERAEZ

MOULLEREZ DRE-DAN AR BOBL

1906

*Arretit, tremenit ha kontemplit aman*
*Labouriou ken burzudus al loanidigou man*
*Admirit o lezennou, o c'hiz, o oberiou,*
*O aket da labourat pep hini anezo.*

*En eur gesten c'hui gavo an holl exemplou mad*
*Eur gouarnamant parfet, eur sentidigez vad*
*Ennhi ar peoc'h a ren, ennhi zo union*
*Pep hini ra e zever en e gondision.*

*Oboisanz ha galloud, labour great gant talant*
*Ar bolontez, vijilans, er gesten tout e maint,*
*Ennhi ma al liberte hag an egalite*
*Hag holl a vevont ennhi barz ar fraternite.*



O

# AR GWENAN

*Penoz tenna diganto*

*ho mel heb o distruja*

GANT

**Jean-Louis HENRY**

**deuz LENNON**



KERAEZ
MOULLEREZ DRE-DAN AR BOBL

1906

# Eun neubeut komziou araok komans

*Ma C'henvroïz Ker,*

An hini a skriv al leorik-ma, na n'eo ket eun den a bluen, eul labourer-douar eo evelt ur galz ac'hanoc'h, mez poan galon a ra ganen gwelet ar peb braz ac'hanoc'h evelt pa lavarfen o pilat o kuezen evit dastum easoc'h a ze he frouez, goude eta beza bet enkourajet gant an Aotrou Le Mée, misioner apostolik, person e Merillac (Côtes-du-Nord), ha prezidant Sosiete ar Gwenanerien euz a Vreiz, a mez implijet ma fennadou amzer dibres evit skriva al leorik-ma, da rei kuzul d'eoc'h divar buez ar gwenan, eüruz en em gavin, mar ouezan en devezo ma fennadou skrid rentet servich da unan bennak ac'hanoc'h, ha disgriennet en ho touez ar feson barbar o doa hon tadou koz da lakat dindanno ar soufren miliget evit tenna diganto ar frouez euz o labour.

Abaoue pell zo dija, ebarz ar c'harteriou-all, ez eo anavezet ar feson da denna o mel digant ar gwenan heb o distruja. Dre ama en hon Breiz, euz unan a zo hag a anavez ar voien-ze, ez euz c'hoaz kant hag a laz o gwenan, ha perag kement-se ? Beza ez euz koulskoude kalz tud gwiabl hag o deuz great labouriou ha skrivet leoriou var zujet ar gwenan, mez a gement a ouefen, den ebet na neuz skrivet leoriou brezoneк var o zujet. Setu perak ar re goz, gant o neubeut a zeskadurez, ne c'hallent ket kompren ar seurt leoriou-ze, skrivet peurvuia gant tud hag a grede d'ezo a oa gleet o kompren divar hanter gomz, Hag ar re iaouank, kalz anezo, a zo deut da veza re fier gant o deskadurez, ha na brizont ket memez sellet euz traou hag a zo ken dister, hervez ma kred d'ezo. Poac'h

emezo, ar gwenan, ar re-ze n'o deuz talvoudegez ebet. Arretet aze, va c'hamaraded iaouank, ha deuit ganen eun tammik mar plij, da vedita var o labour. Gwelit anezo o vont euz an eil fleuren d'eben da zastum an (nectar) pe ar suk a zorti euz ar bokedou, gant pehini a reont o c'hoar hag o mel, en eur vonet evelse deuz an eil fleuren var eben, e kasont varno ar (pollen), poultr hag a zo nesesser evit lakat ar fleur da zonet da veza frouez, rag hervez an dud gwiabl, ma na vefe ket douget ar poultr-ze pe gant an avel, pe gant eun dra bennag-all, neuz forz pegement a fleur a vefe, na zeufe frouezen ebet, ha remerket a zo bet penoz ar jardrinou hag ar gwerjeou tost d'ar gwenan, a zoug atao muioch a frouez eget na ra ar re na vezont ket frekantet ganto. Setu aze eta unan euz o mad oberiou, ha marteze n'eo ket an disterra, petra bennak ma basse heb beza kalz remerket. Hag ar mel, hennez ive na neuz talvoudegez ebet?

Pa oan-me iaouank koulskoude, me a gave hennez eun dra delisiuz, ha petra bennag ma rea poan ganen gwelet laza loenedigou hag a zastume eun dra ken mad, a vije mâl ganen gwelet va zad o vont gant e zoufrennou, rag sur e oan da gavet eun tam lipous bennak deuz korn pe gorn deuz ar c'hestennou, pa vije mouget o habitanted, ha brema c'hoaz memez a ran kalz implij deuz outan.

Pa vezan anrumet, eur volennad laez gant eur loiad vad a vel araok mont da gousket, eo ar gwella tra a zo da baseal eur rum. Va medesin a lavare d'in eun devez, pa ho pezo poan gouzouk, emezan, kemerit atao diouz an noz araok mont da gousket, eur verennad chistr pe gwin tom, sukrit mad anezan gant mel, n'euz netra gwelloc'h, e-pad an deiz, c'houi a gemero tizann great gant begou drez ha sukret gant mel, c'houi a evo anezan an tomma ma c'helfet, hag heb dale e vefoc'h pare; mar deo koulskoude re stag ar boan gouzouk, e ve mad d'eoc'h ober eur palast distrempet gant bleut, mel, eur

velen vi, hag eun tammik amann fresk. A eneb an influenza, c'houi a gemero eur volennad dour, a lakaio ebarz eur verennad kognak pe rhum, hag a lakaio mel d'e sukra, n'euz netra gwelloc'h. Ar re a zo sujet d'ar châl (engelures) en o daouarn epad ar goan, a ve eun dra vad d'ezo kemeret eun tammik mel tano gant eun tammik eol lor da froti euz outo, hag ar re o deuz faoutou en o re (crevasse) frota deuz outo beb mintin eun tammik mel evit o frezervi euz ar faoutou-ze.

Evit ped ha ped tra all na n'eo ket c'hoaz mad ar mel. Evit al loened ive a rent kalz zervich, mar e ma o loen gant ar boan gouzouk (angine pe laryngite) frotit mad anezan da genta gant gwinegr tom partout dre e gorf, mez surtout en dro d'e c'houzoug, goloit anezan goude gant palennou tomm evit ma c'hello c'houezi, ha roit d'ezan deuz an noz ha deuz ar mintin mel kemmesket gant poultr regalis. Mar deo eur bronchit eo en deuz, roit d'ezan c'hoaz mel kemmesket neuze gant poultr kermes. Evit ar c'hrom, ar gwella tra a zo eo ar mel.

Ar beuc'hed a zo sujet d'eur c'hlenved hanvet mamit en gallek. Gant ar c'hlenved-ze, o bronou a zeu da veza kaled ha tomm, ha pa doucher diouto, e tiskuezont kavet kalz a boan ; al laez a zeu da veza rouz da genta, ha sklear da c'houde, gant bourjon ebarz ; gwaziedou al leaz a red dindan o c'hof, a zeu da goenvi, hag a ro d'ezo kalz terzen. Na fot ket d'ezo bale gant ar boan o deuz pa douch o morzedou a-drenv euz o deve. Mad, setu ama eur remed hag a neuz bet rentet servich mad d'in var ar poent-ze. Dalc'hin atao fresk dindan eul loen klanv, gora anezhi aliez, ha tenna daou pe dri litrat goad deuz gwaziedou al leaz, rei d'ezhi eur burgasion (eul lur sulfate de soude) en eul litrad dour, ha dalc'hin d'ezhi atao eur palast mel var e deve, anez, al loen a zo expozet da goll unan bennag euz e bronnou ha marteze meur a hini.

Ped ha ped remed-all na gafen ket c'hoaz mad d'ober

gant mel. Mez dont a rafen marteze d'ho skuiza gant va genteliou medisinerez, mez ar mel a zo mad ouspen da ober medisinerez. Ebarz ar menachou e c'hell servijout da galz a draou-all, d'ar vugale ha memez d'ar re vraz, n'euz netra gwelloc'h na iac'husoc'h eget eun tam bara largeet gant mel, da lakat ebarz ar c'hafe e plas ar sukr, ez eo ive eun dra vad tre, ha na ket da lavaret d'in, me n'on ket evit suporti ar mel. Da genta marteze, mez dont a reeur d'en em habitui betek memez na vezer mui evit e zilezel. Goulennit digant ar fumerien braz ha mad o doa kavet ar c'hornadou butun kenta o devoa fumet, goulennit digant an everien ha mad o devo kavet ar c'henta banne odevi o devoa evet, hag a velfet penoz e teuer d'en em habitui deuz tout, memez deuz ar poëzon, penoz eta na zeufec'h ket d'en em voasa diouz ar mel, pehini a zo eul louzou naturel dre exsellans, dastumet divar kement fleuren vad a zo krouet heb na velfot james ar gwenan o vont var ar fleuriou fall.

Great a vez c'hoaz gant mel a bep sort goastel delisius chouchet a vez great gantan ive, evit ramplas ar jistr, ober a rer c'hoaz gantan eul likeur hag he deuz kalz a henvelidigez euz ar malaga ; great a vez gantan c'hoaz odevi ha memez chokolat, ha me oar ped ha ped tra all. Ia, mar vefe anavezet mad talvoudegez ar mel, na vefe ket lezet kement da goll deuz eun dra ken presius skuillet gant ar brovidanz var ar fleuriou. Na meuz komzet d'eoc'h nemet euz ar mel, mez ar c'hoar a zo ive eun dra ha n'eo ket da veza disprizet, rag talvezout a ra etre c'houec'h ha seiz real al liur. Mez penoz dastum an traou-ze ? Dre ar gwenan, ha netra nemet dre ar gwenan.

---

## Petra eo ar Gwenan ?

Petra eo ar gwenan ? *Apis mellifica* a lavar an dud desket braz, kelien da zastum mel a lavaran me. Tout an dud a oar petra eo ar wenanen, n'edan ket eta da esa roi d'eoc'h anaoudegez deuz ar feson ma 'z eo kompozet he c'horf, gouzout a rit en deuz c'houec'h troad, peder askel, eun espez pomp evid dastum ar mel divar ar fleur, hag eur flem evid en em zifenn.

Beza 'z euz meur da ras, gwenan, dre ama na anavezer nemed ar gwenan komun hag a zo kazi du, o c'horf a zo goloet a vleo, ar gwenan a vev e sosiete en eur gesten pe goloen hag a form dindan an hano a rusken, evel pa lavarfen eur memez korf, petra bennag ma zo ennhi tri seurt gwenan, beza e ma ar vam, pehini eo ene ar rusk en rak ma 'z eo hi a zov ar viou deuz a bere a sorti ar gwenan all. Beza ez euz labourezed hag a zo karget euz ar soign da bourvei da ezomou ar re-all ; deuz ar re-ma a vez ar muia, betek tregont daou-ugent ha memeuz hanter-kant-mil er memeuz kesten, beza a vez ive maled hanvet dre ama gorerezed, daou tri pevar c'hant, ar re-ma na n'int mad da netra nemed da fekondi ar vam, rak-se an neubeuta ar gwella kavet deuz outo rak hervez ma lavar an dud gwiabl e tebront bemde kement evel ma c'hall teir gwenanen-all dastum hag int na glaskont netra ho-unan.

Eun dra neseser eo eta d'ar re o deuz c'hoant da laboura gant gwenan anavezout an tri seurt gwenan-ze. Da genta ar vam pehini eo ar penn, rak ma 'z eo hi a brodui tout ar re-all, ha mar teufe da zisparisa e-kiz pe feson a veler ar re-all o tikourachi a glac'haret holl, al labouur a zo dilezet raktal ha na glever nemed klemmou, santout a reont ar maro o tostaat, rak en efet neubeud amzer goude, na neuz mui gwenanen ebed ebarz er gesten. D'an eil, al labourezed pere eo diouvrec'h ar rusken hag a bourve d'ezhi heb konta tout ar pez zo

neseser evid bevi. D'an trede, ar maled, pere n'o deuz flem ebed, rak-se e lavaran d'eoc'h a c'hellit o distruja heb damant, chom a raio atao awalc'h evid ober ar pez o deuz da ober.

---

## Penoz eo kompozet ar rusken

Beza a zo evel a meuz lavaret dija tri seurt habitanted ebarz en eur rusken, na n'euz nemed eur vam e pephini, mez beza ez euz milierou a labourezed, hag eun neubeud kantchou a valed pe gorerezed. Epad eur pennad euz ar bloaz, rag pa ve tremenet an han ar re-ma a vez distrujet gant ar re-all.

Petra bennag ma neuz peb rum deuz ar re-ma eul labour diferant, ez int koulskoude neseser peb rum anezo evid prosperite ar rusken.

Ar vam hag al labourezed a zo femellened mez na n'euz nemed ar vam hag a neuz resevet digant an natur ar pez zo neseser evid produi, hi eo eta a zov tout ar milierou viou deuz a bere a sorti ar gwenan-all. Ar vam a zo hirroc'h ha tewoc'h eged al labourezed ; he liou a zo melen ardant, he askellou a zo berr, rak-se eo eaz he anavezout e-touez ar re-all.

Ar vam na vez fekondet nemed vech en he buez hag atao en ear, jamez ebarz er gesten, d'he zri bloaz, ar vam a zo dija koz, hag euz azalek an oad-ze eo poent he ramplasi, rak goude a zov kalz muioc'h a viou mal, hag evel a m'euz lavaret dija ar maled a zo kentoc'h debrerien mel evid na n'int util. Eur vam iaouank a c'hell dovi betek tri mil vi bemde pa vo mad an amzer ha ma zo kalz mel.

---

## Al Labourerezed

Al Labourerezed a zo ive femellened, mez ar re-ma n'o deuz kət resevet digant an natur ar pez zo neseser evid produi, rak-se ar re-ma na reont ken nemed dastum mel hag ar pez zo neseser evid ezomou ar rusken ; hi en okup deuz tout ar pez a zell euz prosperite ar famill, hi a gempenn ar gesten hag a zastum eur matier hanvet propoliz gant pehini e raiont hag e plafonont o zi ar matier-ze a zo evel peg. Al labourezed a zastum ive ar pollen hag a gwerc'h an dour, int hi a boz ebarz e fonz an alveolou (an teulou a zo ebarz er c'hoar) ar viou dre ma vezont dovet gant ar vam, int hi a zalc'h tom hag a vag a gwenan bian, betek ma ve stanket varnezo en ho alveolou, int hi ive eo a ro boued d'ar vam, a gempen anezhi hag a zalc'h d'ezhi eur gwir gard a enor keit e ma hi o ober he doved, int hi ive eo a ra ar poliz en dro d'ar gesten, hag evel santinellou e teuont d'en em ramplasi dalc'hmad evid ober faktion var an nor, monet ha donet a reont en dro d'o zi, ha maleur d'an hini a ielo d'o ataki.

Ar gwenan koulskoude na n'int ket klaskerezed afer ha na atakont ken nemed an hini a gredont beza enebour d'ezo, rak-se an hini a zo ataket gant eur venanen ar gwella en deuz da ober eo plega e benn ha monet goustadik e-kuit, hag ar venanen d'he zro en em denno ive d'he c'hesten, ar pez eo ar gwasa eo monet da hija an diouvrec'h pe traou all evid klask en em zifenn ; an dra-ze na ra nemed irrita anezo gwasoc'h a ze ha neuze ez er kazi zur da veza flemmet. Epad m'ema ar re-ma o surveilla an antre deuz ar gesten en diabarz a zo re-all a na jomont ket dilabour, gwelet ho peuz ar folennou koar pere a ra hon admiration ken regulier evel ma 'z int konstruet, ar re-ze ive a zo great gant al labourezed ; beza zo kalz tud hag a zonj d'ezo e tastum ar gwenan ar c'hoar gant o zre id, e o en em dromplont, ar bouliou

ze a veler ganto euz o devesker a zo pe pollen, bleut gant pehini en vagont hag a vagont ar gwenan bian, pe propoliz, peg gant pehini eo garniset an diabarz deuz ar gesten, ar c'hoar a zo great gant mel bet o trenka (fermenté) epad peder heur varnugent e korf ar gwenan ha taolet ganto goude ma 'z eo kaledet evel a zeu ar bourjon d'en em zispartia deuz al leaz pa vez bervet mar d'eo trenk. Ha da ober eul liur koar eza hervez ar re o deuz bet great o studi var ar gwenan ha e-tro dek liur 'vel rak-se ar c'hoar a goust ker, pa vo komprenet mad.

---

## Ar Maled pe Gorerezed

Ar maled pe gorerezed a zo eur seurt gwenan ha n'o deuz ken fonction nemed da fekondi ar vam, ha raktal ma komans ar boued diminui, ar gwenan-all en em laka da zistruja anezo, gwelet a vezont e fin ar miz Gwengolo o chacha anezo er-meaz euz ar gesten, lod krog en o zreid, lod ĵall en o askilli, pemp c'houec'h gant ar memeuz hini hag heb truez e vezont taolet er-meaz pe douget memeuz goude maro pell deuz an ti. Ar re-ma eta na vevont d'an hira nemed pevar pe pemp miz.

---

## Labour ar Gwenan

A-boan ma 'z eo en em zastumet mad ar gwenan el leac'h ma sonjont ober o demeuranz, ma komansont raktal da labourat evid kempen o zi ; bizitet a vezo kement korn a zo, ha taolet er-meaz tout kement a c'hallfe jena anezo en o labour, goude ma o deuz he gempennet mad e komansont ober koar, ebarz ar folennou koar a vez great tri seurt alveolou pe toullou beza ez euz evid

al labourezed, evid ar gorerezed pe maled, hag ive evid ar vam, hag an tri seurt alveolou-ma a zo dishenvel an eil diouz eben, da genta, re al labourezed deuz pere a zo ar muia a zo biannoc'h, goude a zeu re ar maled a zo kalz brasoc'h hag a vez atao e traon ar follen, goude, divezatoc'h, pa ve pouveet mad ar menaj a vez formet ive eun neubeud alveolou evit digemer mamou, mez deuz ar re-ma na vez ket kalz, hag a zo eaz ive da anavezout dre ma 'z int atao stag euz eur c'hoste bennag deuz ar follen, ar re-ma o deuz kalz henvelidigez gant eur podik mez deuz pehini eo kouezet ar frouezen, ebarz er seurt-se eo a vez dovet ar vi a dle ober divezatoc'h eur vam, deuz a hounez a vez kemeret eur soagn partikulier ha dre ma zeu ar preon a sorti deuz ar vi-ze da vrasaat (rak da genta ar venanen a zo henvel euz eur preon) dre ma teu ar preon-ze da vrasaat a vez maget gant eur vagadurez spesial, hag ar c'havel e pehini e ma, a vez astennet hag a zeu da gemer kazi form eur frouez en dero.

Ar vi a zo bet pozet ebarz an alveol-ze a jom eno epad tri devez, d'an tride devez a zeu da derri hag a sorti deuz outan ar prenvik glaz-gwer vardro ar pemped devez ar prenvik-ze en em astenn, ha vardro ar seizved devez goude beza lakeat d'ezan provizion a vez kachedet varnan, neuze eo a form e askellou hag e dreid hag a gomanz krignat ar pez a zo lakeat da stanka varnan ha rak-se c'houezek pe seitek devez da c'houde ma 'z eo dovet ar vam iaouank a c'hellfe sortial euz he c'ha vel mez ma n'eo ket c'hoaz sortiet, an hini goz gant eun ed gwenan e chomo eno da c'hortoz, rag ma neuz ar maleur da zonet da bourmen ma vez kavet gant an hini goz e vezo lazet raktal. rak-se eta mar deo retardet an ed gwenan pe dre an amzer fall pe dre eur rezon-all bennag ar gwenan evid sovetei he buez d'ar vam a lakaio koar da stanka varnhi en he c'havel hag an dra-ze kement a ma o red betek sortiet ar vam goz,

neuze e ve kuriuz tostaat euz eur gesten deuz an abardavez-noz, evid silaou gulkvan ar vam iaouank en he c'havel pehini a gri var eun tu skiltr *tsi*, *tsi*, *tsi*, hag ar vam goz o respont gant eur vouez grosoc'h, *tuc*, *tuc*, *tuc*, an dra-ze a zo eur merk e vezo eun ed gwenan antronoz mar vez brao an amzer.

Ar vi a sorti deuz outan al labourezed a zo henvel euz ar re a sorti ar vam hag ar maled mez na n'int ket lakeat en eur memeuz alveolou, heuilla a reont ar memeuz transformationou evel ar vam. Mez dre an diferanz a zo etre o c'havel hag ar vagadurez a roer d'ezo, al labourezed elec'h sortial evel ar vam a-benn c'houezek pe seitek devez, ha laka var dro daou zevez varnugent a-benn donet er-meaz.

Viou ar maled a zo ive henvel euz ar re-all, mez ar re-ma a zo plaset e alveolou brasoc'h evid al labourezed hag a zo eaz da anavezout, alveolou al labourezed ez int kachedet a zo plad, er c'hontrol re ar maled a zo bombet, hag evel a meuz lavaret dija peurvuia e traon ar follen. O zransformation a zo kazi evel hini al labourezed, e tro tri devez varnugent goude ma vezont dovet e teuont er-meaz euz o c'havel.

---

## Pe sort lojamant rei d'ar Gwenan

Ar gwenan na n'int ket difisil, n'euz forz pe seurt lojamant a blij d'ezo, ha gwelet a rer anezo o vonet o hunan d'en em loja ebarz el leac'hiou drola, en eur vezen greuz, ebarz ar faoutou euz ar garregou, en touriou, er siminalou, partout eo mad evito, gant ma vezo eun tam abritet.

An dud o deuz great evit o loja kestennou, lod gant plouz, ar re-ze eo ar muia anavezet dre ama ; lod-all o deuz great gant brankou keuneud moan ha terrasset

anezo gant eur matier all bennak, pri, plast, ra, ha memez gant fank loened, great a vez ive gant planch, hag ar re-ma, hervez ma zonj-me, eo ar re wella, n'eo ket abalamour ma plijont gwelloc'h d'ar gwenan, mez dre ma 'z int easoc'h da labourat ha da vania ar gwenan. Ar seurt kestennou-ze a zo leun a diretennou hag en peb tireten a zo eur follen, pehini a vez tennet e-kuit. Ar seurt kestennou-ma a zo hanvet en gallek (ruches à cadres mobiles) beza 'z euz deuz outo meur da seurtamant ha peb hini a choaz ar seurt a blij d'ezan ar gwella, brema mar goulennit diganen pe seurt eo ar gwella, me a responto d'eoc'h, an hini ho pezo great anaoudegez ganthi, tout int mad, na fot nemet gouzout labourat mad ganto. Setu ama an hini a meuz me choazet, da genta, eur c'hachet heb fons, daou dal ha diou gosteen, netra ken, pere o deuz a diabarz, pemp ha daou-ugent centimetr a hed, tri c'hant pemzek ha tri ugent milimetr lehed ha tri c'hant pemzek a zao, beza ez euz ebarz daouzek tireten, hag evit lakat an distanz ingal etrezo, ez euz : eur varetten karre deuz eur santimetr. Ar re-ma a servich evit serri kloz ar gesten deuz an treac'h hag a vez tennet epad an hanv, evit rei plas d'ar gwenan da sevel d'an treac'h, dre an treac'h, me a gomz d'eoc'h deuz eur c'halatres, great gant tammouigou planch staget an eil ouz egile, evel frammou en eun ti, hag e peleac'h ar gwenan a c'ha da ober koar ha mel, eno memez eo a vez kavet an hini gwella hag ar finna. E peb penn deuz ar c'halatres a zo eur pignon great ive gant planch, ha dindan unan anezo a zo eur prenestr gwer, dre behini a c'heller gwelet ar gwenan o labourat en diabarz ; evit goloi tout ar gesten a zo great eun doen gant planch hag a ziskenn varnhí evel eur vouest, dindanni a vez lakeat eur bonten, great ive gant planch, ha dirazhi, eur plankennik bihan evit servichout da dreujou. Eur gesten pozet er feson-ze en he flas, he deuz an ear euz eun ti bihan. Brema, d'ar re a c'houlenno ganen perak eo ar

gesten-ze da veza preferet da unan plouz, me a responto: da genta, ebarz er seurt kestennou-ze, eo eaz gouzout petra a dremen, rag ma c'heller o digori, ha bizita tout diretennou, an eil goude heben, rak-se e c'hellit gwelet a beza o deuz ho kwenan eur c'hlenved benak, rag ar gwenan o deuz ive klevejou evel al loened-all, beza a zo surtout tri glenved hag a sko anezo prinsipalamant, an tri glenved-ma a zo hanvet en gallek (fausse-teigne, Loque ha dysenterie). Ar fausse-teigne a zo eur preon hag a zo hanvet en kalz a blassou al laër-wenan, tout kement den a n'euz gwenan a n'euz gwelet ar preon-ze, pehini a ra e riboulin a dreuz ar c'hoar. (Ar loque) eo ar gwasa klenved a neuz ar gwenan, rak ma 'z eo eur c'hlenved stagus ; gant ar c'hlenved-ma, ar gwenan bihan a zo c'hoaz en o c'havel, a zeu da vervel, hag er c'hiz-ze, eur gestennad gwenan a zo buhan distrujet. An dissenterie eo ar red korf, ha pa o deuz ar c'hlenved ma, e veler anezo sempl ha tarasset gantho treujou o zi. Euz peb hini euz ar c'hlenvejou-ma a zo bet klasket louzou, ha na c'hellan ket lavaret d'eoc'h pe ez int mad pe na n'int ket, rag na meuz ket bet a ezom da ober implij deuz outo.

Ar gesten plench ho deuz c'hoaz eun avantach-all, ennhi a c'hellit gwelet pe eo kreon ar Lourvizion pe n'eo ket, ha mar n'eo ket, e c'hellit lakaat, ouspenn-ze, gant ar seurt kestennou-ze a c'heller ober neiziou gwenan pa gerit.

---

## Penoz maga ar Gwenan

Evid roi magadurez d'ar gwenan ma n'o deuz ket awalc'h, setu ama e pe feson a roan-me. Lakat var an tan da deuzi tri c'hart mel gant eur c'hart dour, pe otramant daou liur sukr munut gant peb hanter litrad dour, goude e taolan anezo en eur pod, ar pod-se a dlefe kaout

eur bord evid ma vezo gallet staga varnan eun tam lian groz. Ar pod a vezo kaset evelse betek ar gesten ezome, e var behini a vezo pozet var e c'hinou, var eun toull great ebarz e lost ar gesten, deuz a behini e komzin d'eoc'h bremaïk, ar pod eta o veza ranverset e c'hinou d'an traon, ar gwenan a zeu dre zindan a dreuz an tam lian da zuna ar pez a vez lakeat ennan, hag evelse a c'heller o maga ha lakat ar vam da zovi muioc'h, mez arabad a vefe monet da lakat boued d'ezo var greiz an deiz rak expozi a rafer anezo d'en em beillat, deuz an abardae eo var dro kuz-heol a dlefe beza kinniget d'ezo ar vagadurez-ze, hag ar pod a dlefe beza tennet diouz ar mintin, hag evid ober an operationou-ze a vefe mad kavet eun tam lian siret evid stanka an toull beb gwech ma vez tennet ar pod e-kuit, ha var an tam lianse evid e seller en e blas a vez lakeat eur mennik plad, hag a-benn ar vech-all, en eur denna ar mean e-kuit, ha poza ar pod en e blas, an operation a vez great heb direnka ar geillenen.

---

## Ar C'hestennou plouz

Dre ama ar c'hestennou plouz eo a zo anavezet ar muia, mez ar c'hestennou plouz-ze ouspen ma 'z eo diez mania enno ar gwenan a zo c'hoaz great fall, peurvuia re vian. Mez kalz euz ar gwenanerien a zonj d'ezo ez eo gwelloch eur gesten vian eged unan vraz rag ma o deuz muioc'h a edjou gwenan emezo, eno eo e ma o erreur rak da betra e tal eun dornadik gwenan en eun tam kesten ha n'o devezo ket a blas d'en em remui.

Gwir eo muioc'h a neiziou o devezo mez na n'eo ket eno e ma o frofit, petra e dal kavet ugent na tregont kesten mar na reont d'eoc'h muioc'h a vel evit dek ; ar c'hontrol eo, an dispign a zo kalz brasoc'h hag an amzer a goller a zo ive, ia evid kavet kalz mel ha tenna

profit euz ar gwenan eo red kavet kestennou braz hag ober edjou gwenan braz, me a lavar ober edjou gwenan braz, rak gwelloc'h eo atao ober eun ed gwenan, evit na 'z eo lezel anezan d'en em ober e-unan, divezatoc'h a lavarin d'eoc'h penoz ober an edjou gwenan, mez da genta ezan da lavaret d'eoc'h penoz ober o kestennou plouz.

Evit ar re na garfent ket dilezel o c'hestennou plouz a vez mad d'ezo heuil an aviz a c'han da rei d'ezo, setu ama penoz a ran me ma re. Da genta, al lost a zo dleet d'ezan beza plad elec'h beza bombet, hag a glefe e kavat pevar pe pemp sentimetr ha tregont a ledander, tregont pe daou ha tregont donder, ha ken ledan deuz an treac'h evel deuz an traon, er fons a vezo lezet eun toull a zeiz pe eiz sentimetr, setu aze ar gesten, ha brema, da lakat var e gorre, a vezo great unan all, pehini a vezo hanvet eur galoten, houma en devezo eur fons bombet, hag a dlefe kaout he ginou er memez digemer gant fons ar gesten, hag ugent sentimestr donder, ar galoten a vezo pozet var ar gesten, hag ajustet euz outhi pe gant pri, pe gant fank loened. Mar grit ho kestennou er feurm-ze, na vezo mui red d'eoc'h distruja ho kwenan evit kavet o mel.

---

## Penoz tenna ar mel digant ar Gwenan

Tenna o mel digant ar gwenan heb o distruja,. a lavare d'in-me brema zo c'houezek vla zo eun den deuet var an oad, hag en devoa bet gwenan e hed e amzer, tenna o mel digant ar gwenan heb o distruja emezan a zo eun dra imposubl, nemed sorser a veac'h.

Eun devez a voan ebarz em jardin digor ganen unan euz ma c'hestennou ; an heol a voa tom hag ar gwenan a nije en dro d'in, na mask na tok, eun den en eur dremen a velaz ac'hanon hag a jomaz en e zao estonet net,

petra a rit aze emezan ? tenna o flem digant ar gwenan a respontiz d'ezan, c'houi emezan a oar diflema ar gwenan ? Ia zur a respontiz d'ezan, gwelet a rit hini ebed na esa mui flemma, mad kredet en devoa an den-se ac'hanon hag o voned kuit a voa heb goulen muioc'h a explikation lakeat gantan en e zonj hervez ma anzavaz euz ouzin goude, a oa n-me sorserez.

Monet a ran eta da zeski d'eoc'h ive ma sorserez. Ar sorserez-ze a vez great gant moged, red eo eta kavet eur mogeder. Ar mogeder a zo eur souflez var behini a vez pozet eur gorsen houarn gwen e pehini a vez lakeat traoù evid ober moged, pillou lian, koat brein pe memeuz fank saout sec'het, neuz fors petra a zo mad gant ma raio moged, mar deuz ganeoc'h eta eur mogeder mad, n'eo ket red d'eoc'h kavet nec'h evid tostaat euz eur gestennad gwenan gant ma vo brao an amzer, arabad a ve avad monet na re vintin na re zivezad, na pa vezo fall an amzer ; etre nav heur euz ar mintin, ha peder heur euz ar pardaez eo ar gwella mare a zo. Gant o mogeder c'houi a dollo moged dre an toull ebarz er gesten, ha neuze ar re o deuz kestennou koat gant tiretennou a hel digerri ha tenna an tiretennou, ha gant eur broust a reont d'ar gwenan koueza hag e kasont ganto ar mel, arabad a vefe koulskoude ankounac'hat lezel ganto peadra evid goanvi, etre pemp liour varnugent a tregont liour morse neubeutoc'h. Evid ar c'hestennou plouz n'eo ket ken ar memeuz tra, evid ar galoten ez eo eaz, goude ma ho peuz mogedet ha preparet eun toull ebarz an douar evel a vez great evid o laza en eun tu bennak en dizheol mar zo moien, kasit ganeoc'h ar galoten ha pozit anezhi var an toull, laket douar en dro d'ezhi, c'houi a lezo eun toull e peb tu, dre unan anezo c'houi a dollo moged a vare da vare, hag ar gwenan a sortio dre egile, hag a c'haio en dro d'o c'hesten e peleac'h ez eo chomet ar vam, beza a c'hellit memeuz kas ganeoc'h ar galoten gwenan hag all, en

eur c'hranj pe en eun ti a goste, hag o lezel eno er c'hizze ken a blijo gant ar gwenan monet ac'hano anezo o-unan. Meur a weach em beuz bet kaset ganen kalotennou ebarz em c'hamp memeuz, hag en eur lezel ganto eur prenest digor a-benn an noz tout ar gwenan-se a a vez eat ac'hano d'o c'hesten rag ar gwenan na jomont ket elec'h na ma ket ar vam.

Brema evid ar gesten, ez euz muioc'h a labour; koulskoude a c'heller ive ma zo re ebarz tenna deuz outhi ha setu ama e pe feson. Kemerit eun treber ha diou gesten gollou, preparit ive diou vaz voan a hanter-kant santimetr pephini, gant ho mogeder it da gavet ho kesten, mogedit anezhi, kaset anezhi ganeoc'h var an treber en dlsheol, lakit en he flas unan euz ar c'hestennou gollou evit digemer ar gwenan a zo o tonet euz o labour, goude poset ho kesten var an treber he ginou d'an neac'h, ha lakit ar gesten gollou-all varni, roit c'hoaz eun tam mik moged, ha lakit evid miret euz ar gwenan da zonet ermeaz eun tamm serpilléren, kommansit neuze gant ho tiou vaz skei var ar gesten leun deuz an eil tu d'egile en eur gomans da genta deuz an traon, ken ho pezo great d'ar gwenan pignat tout ebarz en hini d'an neac'h; an dra-ma a c'houlen eur c'hart-eur pe ugent munut, eun hanter-heur d'an hirra, goude c'houi a gaso ganeoc'h ar gesten eman ar mel ennhi hag a den deuz outi ar pez a zo re, ha goude en eur boza adarre varnhi ar gwenan gant eun taol dorn var fons ar gesten a reoc'h d'ezo koueza en dro ha neuze a gasoc'h anezo adarre d'o flas.

---

## An neiziou gwenan

Brema mignoned ez an da lavaret d'eoc'h penoz ober neiziou gwenan, a pe da vare ober anezo, setu ama penoz en em gemeran-me evit ober ma re, mez evel

ma 'z an da ziskleria ama ar pez a zo ar prinsipala hag an delikata ebarz er gwenanerez e fell d'in roï d'eoc'h da gompren ez eo gwelloc'h kavet hanter kant mil gwenanen en eur gesten evit ma 'z eo kavet anezo etre diou gesten: gant kalz neubeutoc'h a vel a rafent evit goanvi ha kalz muioc'h a zastumfent epad an hanv, rag-se eta elec'h beza evel azo kalz gwenanerien o klask ar muia ar gwella a neiziou gwenan, me na glaskan nemet unan dre beb diou gestennad, ha setu ama e pe feson en em gemeran evit o ober. Goude beza lakeat var ma bisach eur mask great gant eun dra bennag sklear evel eun tam tûl, (rag gwelloc'h eo ato preservi ar visach) ha preparet eur gesten goullo evit reseo an neiz gwenan, e kemeran ma mogeder ha goude besa mogedet, e tigoran ar gesten, ha pa meuz kavet ar vam e pozan anezhi ebarz er gesten goullo ha goude e kemeran vardro an hanter deuz ar gwenan a jom ebarz er gesten evit lakaat asamblez ganthi, goude-ze e serran an diou gesten, neuze ez an da gavet unan all hag a zo ive kren en e gwenan, ha goude beza ive mogedet anezhi e krogan ennhi hag e kassan anezhi da eur plas all a ve preparet evithi, neuze e tistroan da gerc'hat ma neiz gwenan hag e tougan anezan e plas an hini a meuz diblaset, hag ar gwenan a zo eat deuz hounez da labourat a zeuio brema da greski ma neiz gwenan, hag evel ma zo ganto pourvision a vezint resevet mad; setu eta mignoned penoz a c'hell ober ar re o deuz kestennou gant diretennou.

Evit ar re blous ive a ve mad ober an neiziou gwenan, ha setu ama e pe feson a rer anezo. Er pemzek de diveza euz a viz maë, pa vezo brao an amzer, kemerit o mask hag o mogeder, choazit ar c'hestennou krenva ha grit evel a meuz lavaret d'eoc'h evit tenna diganto o mel, ha pa o pezo kaset ebarz er gesten goullo ar pen brasa euz ar gwenan, kasit anezhi ive e plas unan all da behini o pezo chenchet plas evel a meuz lavaret

uhelloc'h, hag er feson-se o pezo neiziou gwenan krenv hag a zastumo d'eoc'h kalz a vel, dre ma vezint great a-bred, rag arabat eo ankounac'hat ar proverb gallek hag a lavar : (essaim en mai vache à lait) ar pez a zinifi neiz gwenan e miz maë bioc'h leaz.

Evit an neiziou gwenan a zeu re zivezat e miz gouere hag e miz eost, a ve gwelloc'h ober d'ezo monet en dro var o mam, kerkoulz evel ar re a zo re vihan, ha setu ama e pe feson ober an dra-ze goude beza dastumet anezan en eur gesten mar gellit gouzout deuz pehini eo sortiet, ledit dirag ar gesten-se eul linsel, lakit he c'hornou dindan bordou ar gesten evit na vezo ket troc'het d'ezo o hent, kemerit an neiz gwenan ha gant eun tol dorn seac'h var lost ar gesten grit d'ezo koueza var ar penn all euz a linsel goude beza o mogedet, rag arabat a ve gweach ebet ankounac'hat mogedi, pa o peuz great an dra-ze sellit 'piz hag o pezo chans da velet ar vam o sevel euz an neac'h gant al linser o vonet e-tresek ar gesten ; mar kavit anezhi troc'hit d'ezhi he gouzouk ha neuze a c'hellit beza sur e chomo ar re-all ebarz en ho c'hesten.

---

## E pe feson reunisa diou gestennad gwenan

Eun devez unan euz ma amezeien a lavare d'in : mez emezan pa ez eo gwir na lazit ket a wenan ebarz nemeur n'ho pezo mui a blas da lakaat anezo, n'en em dromplit ket, me na zalc'han morse da c'hoanvi nemet ar re a zo krenv, ar re all a vez reunisset euz outo, ar pez a zeu c'hoaz da roï d'ezo muioc'h a nerz evit harpa gwelloc'h euz ar goanv, rag ma zalc'hint muioc'h ar vres ebarz ar gesten, rag ar gwenan a vev muioc'h er goanv gant ar vres, evit na reont gant mel, ha prouvet eo pe-

noz hanter kant mil gwenanen en eur memeuz kesten na zrebont ket muioc'h epad ar goanv eget na ra tregont mil hepken, setu eta unan euz an avantachou a zo o kavet neiziou gwenan krenv, rag-se pa dosta euz ar goanv me a ra d'am re en em unisa an eil euz eben ma z'int re zister, ha setu aman ar feson a gemeran evit an dra-ze. Beza a c'heller ober e diou feson : kenta feson, goude beza epad miz gwengolo tostet tammik ha tammik an eil kesten euz eben anezo en eur lakaat var c'horre an hani a sonjer konservi, tolomp dre an toul a zo e fons ar gesten dindan eun neubeut loaiadou mel tano en eur lakaat ebarz eun neubeudik dour mar d'eo red, ha mogedomp anezo c'hoaz eun tammik, ha goude beza stanket mad euz ar re var c'horre evit forsi anezo da labourat tout dre ar memez toul, lezomp anezo eno epad ugent devez bennag pe ouspenn er feson-se, ha goude dre eun devez brao deuomp en dro ha tennomp ar gesten dindan hag ijomp anezhi var eul linsel poset evel a meuz lavaret dija, hag ar gwenan a ielo en dro ebarz en o c'hesten, e-lec'h ema ar vamm. Arabat a vefe avat mar zigouefe d'ar vamm beza e-touez ar re-ma monet da laza anezhi, rag dija a-benn neuze na zeuz nemethi ebarz en diou gesten, unan anezhi a zo bet lazet gant e benn, an hani iaouank a dre ze an hani vella a zo bet an treac'h d'ezhi.

Beza ez euz eur voien all hag a c'houlen eun tammik muioc'h a amzer, mez neuze n'eo ket ret donet diou veach,—ama e komzan surtout deuz ar c'hestennou gant tiretennou goude beza tosteat an diou gesten an eil euz eben evelt a meuz lavaret dija ha beza mogedet anezo,— e kommansomp digeri an hani a zo da gonservi, tennomp deuz outhi eun hanter bennag deuz an tiretennou hag ijomp ar gwenan deuz outo gant eur bluen evit ma kouefont en dro d'ar gesten. Goude greomp ar memez tra d'eben, pozomp an tiretennou a jom ebarz er gesten da gonservi gwenan hag all, goude beza roet d'ezo

c'hoaz eun tam moget arozomp anezo mad gant mel tano evit lakat anezo d'en em lipat ha tenna diganto ar sonj d'en em gombatti. N'eo ket ret d'eomp en em okupi diouz an diou vamm, unan anezo a vezo lazet gant eben, ha na jomo ebarz er gesten nemet an hani a vezo bet viktorius, arabat a ve ankounac'haat a renker lezel ganto ar bourvizion neseser evit goanvi etre pemp varnugent a tregont liour mel.

---

## Aliou mad d'ar re a bren gwenan

Ar re o deuz c'hoant da brena gwenan eo mad d'ezo teuler evez, rag evel evit tout an traou-all, e c'heller beza tromplet, ar mare gwella da brena eo fin ar goan miz c'huero pe kommansamant miz meurz. Red eo da genta gouzout hag hi a n'euz pourvizion awalac'h evit paseal an amzer fall, en eur ziboueza anezhi a c'heller gouzout tost : da vad eur gesten blouz a dlefe poueza d'ar mare-ze etre pemsek hag ugent liur. D'an eil, gwelet hag hi a zo ganthi koar fresk ; mar deo melen ar c'hoar pe brun neuze eo mad, mez mar deo du, neuze eo fall. D'an tride, gwelet hag hi a zo ganthi forz goradou, da lavaret eo gwenan bihan ebarz an alveolou : hennez eo ar poent prinsipala, en eur gostea ar gesten e c'heller en em renti kont euz an traou-ze ; mar zo ebarz kalz gwenan bihan en o c'havel, mar deint bodet en eur memez takad, kement-se a zo eur merk ez eo mad ar vam, er c'hontrol, mar velit anezo eparpillet duman, duhont, mar velit surtout ez euz ebarz ar c'hoar kalz a alveolou bombet e pere e man ar maled, kement-se a zo eur merk ez eo koz ar vam. Pa ez er evelse da brena gwenan, a ve mad d'ar prener, heb rei netra da zonjal, interroji ar gwerzer, abaoue pegeit eo bet an ed gwenan-ze, diwar behini ez eo deut, ha goulenn hag hi a nevoa taolet ar

bloavez araok, rag dalc'hit mad sonj, ar vam eur wech paseet he zri bloaz a zo koz, hag evel ma 'z eo ar vam goz, eo a barti gant an ed gwenan kenta, ar vam-ze he deuz atao da neubeuta eur bloaz, ha marteze ouspenn, mar na n'euz ket taolet er bloavechou araok. Rak-se, kalz euz ar gwenanerien, en eur lakat ar soufren dindan o c'hestennou koz, na zonjont ket oc'h ober petra e maint hag a zonj d'ezo laza ive o gwenan koz, eno en em dromplont, rag o tistruja o gwenan iaouank eo a vezont, ar c'hoar eo a c'ha da fall, rak-se a vez mad chench anezan beb eun nombr amzer, hag evit an dra-ze, eo mad ar reunionou.



*Gwenanen mâl* *Gwenanen mam* *Gwenanen labourerez*

Goude beza prenet ho kwenan, mar n'ho peuz ket pell da gas anezo, lakit en dro d'ezo eur serpilleren vraz ha dougit anezo euz ho kein, mez mar ho peuz pell d'o c'hass, kemerit eur c'har gant ressortchou, an dousa, ar gwella, laket var ar fons eur gwiskat mad a blouz, ha goude beza paket mad ho kestennou, lakit anezho ebarz ar c'har, hag er feson-ze, ho kwenan na devezo ket re da zoufr deuz ar stronsou.

---

## Pe seurt plas eo ar gwella d'ar gwenan

Choazet evit ho kwenan eur plas e-leac'h na vezint ket re expozet d'an amzer fall, er gwasked muia ma vezo posubl, ha troit anezho, ma c'hellit, etre ar sao-heol

hag ar c'hreizte, hennez eo, hervez ma zonj, ar gwella situasion a c'heller rei d'ezo, rag an heol en eur sevel a zeu raktal da bedi anezo da vont d'o labour, sevel mintin a astenn an deiz, hag a gresk ive ar mel. Mez surtout na droit ket anezo tresek ar c'hreizteiz, rag er goanv, an heol a zeu da bara en o c'hesten hag a ra d'ezo sortial, hag aliez na c'hellont ket dizrei, rag ma vezont dastummet gant ar ienijen ; hag en hanv, ar grez a laka ar gwenan da jom da ober o baro var an treujou, hag aliez, a laka ive ar c'hoar da deuzi ha da goueza. Pozit ho kestennou eur metr hanter pe daou vetr an eil euz heben evit m'ho pezo plas da c'hoari en dro d'ezo, ha lakit dindanno eur dorchen a dregont pe daou-ugent sentimetr sav.

---

## Aliou mad evid peb miz

E miz genver, surveilla ar c'hestennou gant aon na zeufent da veza stanket gant an erc'h pe gant aon na zafe loened louz enno evelt ar logod hag ar mulod, ha mar teufe brao an amzer, pa vezo an erc'h o teuzi, stanka an toull gant eun dornad sabl evit miret euz ar gwenan da zortial, rag ar re o devezo ar malheur da zortial a vezo dastummet gant ar ienijen hag a jomo da vervel var an douar ien.

E miz c'houerver, mar ve brao an amzer, ar gwenan a zortio dija nombrus euz o c'hestennou hag a zeblanto saludi dija an distro euz an nevez amzer, mez mar deo gleb an douar, ar re en em boso varnan a jommo eno da vervel, rag an an douar a zo c'hoaz ien, mad a vefe eta neuze miret outo da zortial ; var fin ar miz, pa vezo seac'h an douar ha brao an amzer, a ve mad rei eun taol balven var ar pont evit skuba tout al loustoni a zo varnan, dija ar vam he deuz komanset he dovet, ha mar zo ganthi pourvizion, e kontinuo betek fin an nevez amzer.

E miz meurz ez eo mad bizita ar c'hestennou evit gwelet ha beza e maint en etat vad ha lakat boued d'ar re a zo-dibourve, tailla ar c'hoar, tenna tout ân hani du ha louedet e kuit, kempenn en dro d'ar c'hestennou, ha teuler sabl en dro d'ezo.

E miz ebrel eo eur blijadur gwelet ar gwenan, pa vez brao an amzer, o tont deja gant bolodou melen euz o devesker hag o kueza var an treujou pounner karget a bourvizion, mez aliez an heol a ra d'ar gliz mintin sevel abred divar ar ieot, neuze mar na n'euz ket soursen dour ebet a dost a ve red lakat d'ezo dour en o dispozision, rag epad an nevez amzer hag an hanv, ar gwenan o deuz ezom kalz a zour, evit an dra-ze, n'euz forz petra a zo mad gant ma jommo dour ebarz, red a vefe avad lakat mein ebarz ken huel hag an dour evit ma c'hello ar gwenan en em lakat var ar vein-ze da eva dour; er miz-ma ive a c'heller remerkout pere a zo krenv ha pere a zo sempl ive; ar re a zo krenv hag o deuz eur vam vad, a vo gwelet o vont hag o tont gant pres, hag o tigas ganto pollen en abondans euz o zreid, mad a vefe merka ar re-ze, rag deuz outo eo a vezo great an neiziou gwenan e miz maë. Er c'hontrol, ma vefe gwelet unan bennak ha na lakfe ket a bres, pe na zastumfe ket a bollen, a vefe mad bizita anezhi raktal, rag kazi sur honnez a zo heb mam, neuze, ar re o deuz kestennou plouz ar gwella o deuz da ober a ve raktal unisa anezhi euz unan all; ar re o deuz kestennou gant tiretennou a c'helfe c'hoaz savetei ar seurt-ze en eur lakat d'ezo diou diretennat bennak euz eur gesten-all, e pere a vezo gwenan bihan ha viou euz a bep oad, hag ar gwenan neuze en em gargo da ober eur vam nevez hag evelt-se an dommach a vezo reparet.

Miz maë eo unan euz ar gwella miziou a neuz ar gwenan pa vez brao an amzer; er miz-man eo gleet ober an neiziou gwenan evelt a zo bet lavaret, hag an neiziou gwenan a glefe beza dalc'het pemzek devez pe teir sizun

ebarz ar gesten heb lezel anezo da vont ebarz er c'halatas nag er galoten, rag ma vefent lezet da vont eno, ar vam ez afe ive da heul, hag a zofe eno he viou, ha neuze ar gwenan a zafe eno pollen ha rouget, pere a rofe eur vlas fall d'ar mel.

Miz Even a zo ive unan euz gwella miziou ar gwenan rag ar fleur a zo c'hoaz stank, hag ar gwenan na gollent ket o amzer. An hini na nefe ket great e edjou gwenan epad miz mae a zo dleet d'ezan o ober en deveziou kenta deuz ar miz-man.

Miz Gouere a zo unan deuz an treuta miziou a zo epâd an hanv, rag ar foennejer a zo troc'het hag ar fleuriou a zo diminuet, na jom kazi nemed an drez, hag a rofe c'hoaz d'ar gwenan eun tam boued.

Miz Eost a zo mad rei an ed-du a zo en e fleur hag hennez eo a fournis ar muia mel.

Miz Gwengolo eo an hini gwella, rak deuet eo ar mare da zastum an eost ha ma neuz labouret mad ar gwenan epad ar bloaz a gwenaner a vezo joaüs epad ar miz man rag ar mel a redo en e di.

Evid ar re n'o deuz ket eun tenner mel, eun instrumant hanvet e gallek (Mello-extracteur) gant pehini a vez tennet ar mel heb abimi ar c'hoar, ar gwella moien a zo da zastum mell brao eo gwaska anezo en eun tamoes pozet var eun bodez pe eun dra bennak all evid ma zivero ebarz, ha lakeat a-drenv eur prenestr gwer dre behini a baro an heol varnean, an dra-ma a zo mad da ober surtout evid ar mel euz ar c'halataz hag evid ar kalotennou rag hennez eo ar mel gwella.

Epad ar miz-man ive a vez great ar reunionou evel a zo bet lavaret dija.

Miz Ere, er miz-man ar re n'o deuz ket c'hoaz peurdennet digant ar gwenan ar pez o deuz re, ez eo poent d'ezo en em hasta, rag an deveziou brao a zo o vonet da dremen, ha dre ma hirraio an noz, ar gwenan a zeuio

da veza diesoc'h da embreger. Red eo ive ober ar reunionou ha nompaz derc'hel nemed ar ruskennou a zo enno koar mad ha mammou iaouank, dalc'hit mad sonj eo red kavet da neubeuta pemp liour varnugent mel evid kavet eur rusken vad da c'hoanvi.

Miz Du, er miz-man ar re n'o deuz ket a labouriouall da ober a c'hellfe en em okupi da ober kestennou, en eur surveilla eun tammik a gwelet a beza ez eo goloet mad ho c'hestennou ha bian awalc'h an toull evid miret euz al logod hag ar mulod da vonet eno rak er miziou man ar gwenan a neuz ezom da veza lezet er brasa trankilite.

Miz Kerzu evel miz du a zo eur miz a drankilite evid ar gwenan ha ma 'z int goloet mad na neuz netra ken da ober d'ezo ; mad a vefe koulskoude gwelet a na vefe ket stanket an toull gant an erc'h po antreet logod eno.

---

## Eun Aviz mad

Araok echui al leorik ma mignoned a meuz c'hoant da roi d'eoc'h eun aviz mad; gouzout a rit tout penoz an union a ra an nerz, mad eo eta en em unisa e peb tra, ha beza a zo brema sindikajou evit peb seurt micheriou, ar gwenanerien o deuz ive sindikajou pe sosieteou e pere en em glever evid peb tra hag a zell euz outo ama e Breiz hor peuz unan hag a zo hanvet sosiete ar gwenanerien euz a Vreiz, hag er penn deuz outan e ma an Aotrou Le Mée, misioner apostolik, person e Merillak Côtes-du-Nord.

Ar sosiete-ze a neuz eur bultin bep miz var behini a gaver a beb seurt kelennadurez var sujet ar gwenan. Eur skoed ar bloaz a goust, alia a ran ac'hanoc'h kement a gompren mad ar gallek da antreal ebarz er sosiete-se ken talvoudek evid ar re o deuz gwenan.

Roi a ran ive ali da gement n'o deuz ket c'hoaz a gestennou gant tiretennou da lakat digas d'ezo da viana unan evid patrom ha goude e c'hallfint ober anezo hounan, rak ar c'hestennou-ze a zo kalz gwelloc'h evid ar re-all.

Kavet a vez kestennou ha tout ar pez a zo neseser evid labourat gant ar gwenan e ti an Aotrou Emile Bondonneau, 142 Faubourg Saint-Denis, Paris.

Ha brema mignoned a reketan d'eoc'h kalz plijadur o labourat o kwenan, kalz a vel en o kestennou, ha kalz patiantet, surtout er bloaveziou kenta, rag evelt na zesker ket lenn en devez kenta ma 'z er d'ar skol, na zesker ket ken neubeut mad awalc'h labourat ar gwenan er blavez kenta, c'hoarvezout a raio gant meur a hini ac'hanoc'h evelt a zo bet c'hoarvezet ganen ma unan, pa oan o komans, a meuz bet great ive ar pez a hanver, meur a vêtis, mez gant perseverans a zeuer a-benn euz peb tra, perseverit eta hag e viot sur da erruout.

Ha te leorik bihan, kerz brema en da hent, furch partout ha na dremenez en nebleac'h heb esa antreal, goulen digemer memez er maneriou, er presbitaliou er skoliou e ti ar broprietourien pinvidik hag e ti ar merour, mez surtout e ti an artizan, ar micherour, an devejour a zo o chom er pennou tier bihan hag er lochennou plous, ha dalc'h sonj mad eo evit ar re-ze prinsipalamant eo ez out bet great, ha ma zo unan bennag da ober faë varnout gra eur zao diouskoa ha kerz pelloc'h, e leac'h ma kavi digemer mad.

Chanz vad d'id !

J.-L. HENRY.



# Histor eur Gwenaner

Fanch Ar Ber a oa eun den iaouank vaillant, mevel e ti Ian An Hir pa oa diskleriet ar brezel etre ar Prus hag ar Franz er bloavez 1870. Beza en devoa ugent vla d'ar mare-ze, hag a oa bet galvet unan euz ar re genta evit mont da zifenn e vro. Ober a reaz e zever gant vaillantiz, ha meur a Brussian en devoa ledet var an dachen, pa zigouezaz gantan beza tizet e-unan gant eur boled en e skoa ; setu a oa red d'ezan monet d'an hospital, hag a-benn ma oa pare, a oa sinet ar peoc'h, evel na oa ket c'hoaz pare mad e skoa, a oa roet d'ezan eun tammik pansion da zont d'ar gear.

Fanch a c'heaz adarre da di e vestr koz, ha digemeret a oa gant seulvui a joa ma oa eun den gwiabl e peb feson. E skoa a rea d'ezan c'hoaz eun tam diezamant da ober eur serten labouriou, mez ben eun tammik, ar boan a zisparisaz tre, ha heb dale na zante mui netra.

Ian An Hir a oa intanv eun tammik a oa, hag evit dressa dillat an tiegez a vize gantan eur gemenerez, he hano Mari-Jan Ar C'hrenn, intanvez dek pe daouzek vla a oa deuz Per Ar Braz. Hogen, Mari-Jan Ar C'hrenn e devoa eur plac'h iaouank, hanvet Annaïk, hag a vize ive asamblez ganthi o vriat. Eun devez ma oant o labourat ebarz e ti Ian Ar Hir, Fanch a c'heaz, goude ma oa debret e lein, da

gas e chupen d'ar gemenerez da zressa, sellou Annaïk hag e re en em erruaz, hag eur c'hoarzaden a darzas var muzellou peb hini anezo, hag euz a zalek an devez-se, Fanch hag Annaïk en em garaz : hag eur pennadik goude a oant gwelet o daou o vont asamblez gant o c'herent hag o mignoned d'ar maëri ha d'an iliz evit beza unanet da viken.

Setu eta great an union. Fanch a jom c'hoaz da vevel gant Ian An Hir. Annaïk hag he mamm a c'ha atao da vriat evel diagent. Ar gonidegez na oa ket braz, pemp kwennek bemde na c'honeze ken eur gemenerez d'ar mare-ze, hag a-benn a vize deut fin ar bloa ha paëet gantho an toullik ti e-leac'h ma lojent, na vize ket braz an arc'hant a c'hallent lakat a gostez, great o devoa koulskoude eun tammik boujeden var bouez beza pis awallac'h ha pa oa hejet mad an diou ialc'h, o hini hag hini Fanch, a oa bet kavet ennho peadra da brena plas da ober eun ti evit loja. Ha Fanch da c'houlenn digant e vestr ha kontant a vize bet da verza d'ezan eur c'hornad striz a oa duhont er penn-all da bark an hent. Ian a oa eur paotr hag a oa eur mignon braz d'an arc'hant, hag ar c'hornadik park-se na vize morse labouret, na oa ennan nemet drez ha spern, setu perak na oa ket bet dao cha-cha var diou skouarn Ian evit kas anezan da di an noter. Mez pa oa prenet plas an ti, an arc'hant a oa eat bihan, setu ma oa red gortoz ken a vize gonezet adarre evit ober anezan ; mez eun amezeg hag a oar ez eo Fanch eun den a zoare a zeu eun devez d'e gaout, hag a bropoz rei arc'hant d'ezan da zevel e di, te, emezan, a baëo d'in interest deuz outo keit ha ma vezint ganez, hag a restolo anezo

d'in pa giri. Ha setu Fanch o vont da c'houlen kuzul digant e vamm gaër hag Annaïk, hag int en em zesida da gemer arc'hant da ober an ti ; great a oa eta, na oa ket great gwall huel avat, rag damant a oa d'an arc'hant, dre ma oar oblijet da gaout rekours da ialc'h an estren, moïen a oa koulskoude da loja ennan, frank a oa a c'hiz all, eun doen soul a oa lakeat varnezan, hag an devez ma oa echuet, Mari-Jan Ar C'hrenn a zride he c'halon gant ar joa, biskoaz n'he devoa bet ti ebet en he hano he unan.

Prestik goude, eun neventi all a zeuaz c'hoaz da greski d'ezhi he joa. Annaïk a lakeaz er bed eur mab euz ar re vaillanta, da behini a oa roet an hano Jan-Mari, rag hema a oa fillor d'ar vamm goz. Er memez devez c'hoaz, en eur zont deuz klask eur paëron, Fanch a gavaz ive eur mel neiz gwenan, euz eur bod dero, tostik d'e di. Assa, eme Fanch, red a vefe lavaret eo hema evidon eun devez a vonheur, rag da bete hirio na meuz bet loen ebet d'in-me va hunan, ha setu breman ne don mui evit niveri anezo, ha digouezet er memez amzer gant ma mab bian, pebez chanz. Galoupat a ra Fanch buan d'ar gear evit konta da Annaïk petra en devoa kavet. Dridal a reaz kalonou ar merc'hed o klevet ar c'helou-ze, ha Mari-Jan Ar C'hrenn a rede memez an daëlou a joa deuz he daoulagad en eul lavaret: kement-se, emezhi, a zo eur merk ez eo ma mab bihan ganet var an heur a vonheur, ar pez a zo gwelloc'h evit beza ganet var eur bern arc'hant. Ma, eme Fanch, ma brosper ar gwenanse ganen, me a bromet lakat a goste ar profit em bezo deuz outho evit rei d'ezan pa vezo deut en

oad da zimezi ; ha var gement-se, Fanch a c'ha da glask eur gesten da lakat e wenan, ha da c'houlenn plas digant e vestr da lakat anezho var benn ar c'hleun, e-kichen e di, ar pez a oa akordet d'ezan raktal : gwelloc'h eo, eme Ian, kaout gwenan evit na ez eo kaout ier, rag ar gwenan a ra vad, elec'h ar ier a ra drouk.

Setu eta renket tout an traou gant Fanch ha badezet e botr bihan, ha goude kement-se a reuz, e tistroaz adarre d'e labour evelt araok. Mez deut eo fin e gomanant, ha Fanch evelt ar re-all a c'houlenn eun tammik a greskanz. En dro-man, Ian An Hir a fachaz du : Penoz, emezan, c'houi a c'houlenn kreskanz ? — Ia zur, eme Fanch, ar re-all a gresk o homananchou, ma hini-me marvat a dlefe ober ive. — Mad, eme Ian kounnaret, me na greskin ket, ta c'hayo da glask d'al leac'h ma kari, goude ma 'z on bet oc'h ober evidout tout an holl vad a meuz gallet, beteg memeuz gwerza d'id plas da ober eun ti, e teuez c'hoaz da c'houlenn kreskanz diganen ! na vank ket a doupen d'id. — Direzoni a rit, eme Fanch, ma ho peuz gwerzet d'in plas da ober ma zi, me a meuz roet arc'hant d'eoc'h evitan. — Penoz, direzoni a ran, kerz diwar ma zro me a lakaio terri ar c'hontrat hag a raïo d'id pilat da di, a lavare Ian, kement a oa eat er meaz anezan e-hunan, ha ma ve da wenan var ma c'hleun a-benn varc'hoaz, te a velo euz piou a pezo affer. Setu Fanch o tont ac'hane en eul lavaret kenavezo da Ian, pehini a greske atao e goler, rag kredi a rea d'ezan a oa Fanch oc'h ober goap anezan, mont a reaz d'ar gear da gonta da Annaïk ha d'e vamm gaër ar pez a zo c'hoarvezet hag a vo red

d'ezan raktal tenna e wenan divar gleun Ian, setu an dud-ma lakeet nec'het o klask gouzout petra da ober deuz o gwenan. Lennet a meuz eun tu bennag a zo gwenanerrien hag a zo ken stag euz o gwenan, ma ne c'hellont ket bevi hebto, ha pa na defe ket a blasou all d'o lakat, e pozont eur gestennad var prenestr o c'hampr. Fanch na bozo ket e hini var prenestr e gampr pa ze gwir na neuz kambr ebet. Mez koulskoude na jom ket pell da varc'hata; kemer a ra e vouc'hal hag a ra ganthi diou stapen da blanta e pignon e di, posa a ra varnezo teir geuneuden, ha pa oa deut an noz, a bozaz varnezo e gestennad gwenan, hag antronoz vintin, pa zavaz an heol, a velaz e wenan o vont d'o labour, hag en eur zistrei ez eant da vizita o flas koz, mez evelt na oa kesten ebet eno d'o digemer goude beza nijet eun tammik tro war dro, ez eent en o c'hesten e penn an ti, ha setu Fanch kontant da veza kavet ar moien da zavetei e wenan.

Na jommaz ket pell er gear anezan, eul labourer douar all deuz 'kichen a zeuaz heb dale da ober komanant euz outan, ha setu oa mad an traou adarre gant Fanch en e blas nevez, gonid mad a rea, ha gant e gomanant hag an tam pansion en devoa digant ar gouarnamant, a oa paët heb dale an arc'hant a oa kemeret da ober an ti. Ar gemenerezed brema na oa ket ret d'ezo kemer kement a baourentez, ha ma na gemerent ket c'hoaz bemde o c'hafe, koëffet evel ar re zo brema, da vihana e c'hellent ober gwelloc'h pansion, rag o gonidegez a oa d'ezo da ober ar peza garient.

Ar gwenan avat a oa deut erfin da veza ken niveruz, ma na oa ken a blas da lakat anezo: euz an

ti tout, en dro d'ezan, traon ha kreac'h, na weler nemet kestennadou gwenan, hag eun devez Fanch a lavaraz e vije bet red d'ezan ober evelt ar re all, lakat ive ar soufren da zistruja lod anezo. Da bete neuze den ebet na nevoa c'hoaz komandet ebarz ar menach, an union a oa parfet, na vanke nemet da unan rei da anaout petra en deveze c'hoant, evit lakat ar re all da veza deuz e gostez. Mez an dro-ma, Fanch a oa digouezet fall, rag Annaïk a respontaz gant eun er a gomandamant na bermetche biken a vize lazet hini ebet euz he gwenan, ha rak-se, Fanch n'en devoa netra da ober uemet plega e liven gein, mez red a oa gwelet anezan, ar paour kez den, ken trist o tistrei en dro da di e vestr en eur c'hrosmolat : na pegen drol eo ar merc'hed, emezan, petra rin breman pa zeuio d'in eun ed gwenan all pa na meuz plas ebet d'e lakat ? O sonjal en dra-ze edo, pa erruaz e vestr gantan pehini, o welet anezan ken trist, a c'houlennaz digantan petra a oa a nevez, ha p'hen devoa kontet Fanch d'ezan e c'hlac'har, hen a respontaz : marteze, emezan, Annaïk n'he deuz ket bet kement-se a dor o viret deuz ouzoc'h da laza ho kwenan, rag me meuz lennet an deiz-all war eur journal na oa ket red laza ar gwenan evit kaout o mel. Klasket a oa ar journal, hag a oa kavet varnan, en effet, ar moien da denna o mel digant ar gwenan heb o distruja, ha setu Fanch kontant da veza bet kontrariet eur veach gant e vreg, rag an hini a vize bet tremenet e kichen ti Fanch e tro gouel Mikeal en dije gwelet ebarz an ti eur bern kestennou mel, renket eno da c'hortoz ma vizent kaset da di ar marc'hadour, hag an tremeniat-se en dije lavaret

ennan e-unan : sell ta, Fanch en deuz distrujet eur gwiskat mad euz e wenan ; an hini en divije lavaret an dra-ze, a vije en em drompet, rag evit kaout tout an dra-ze, na oa ket bet lazet a wenan, ha koulskoude en devoa bet eur sommik brao a arc'hant evito, pehini a oa plaset ebarz ar c'hef da espern, ha beb bloa ar som-se a greske, rag brema beb bloa a vize kavet mel da verza.

Jan-Mari a oa er skol ha komanset dija da zont braz, hag evelt m'hen devoa kalz a spered, e teske buan, hag eun devez, hen o lavaret d'e dad ha d'e vamm : me, emezan, a meuz c'hoant da vont d'ar seminaër ; c'hoant en devoa da veza belek, e dad hag e vamm a jommaz souezet euz e glevet, var an taol a erruaz Mari-Jan Ar C'hrenn, hag a ieaz a a du gant he mab bihan, ha setu ma oa desidet kas ar paotr d'ar seminaër, rag brema ar re-ma a oa dija tud en o eaz, rag ar gwenan o devoa prosperet mad, hag en devez ma oa beleget e vab, Fanch a roaz d'ezan c'hoaz ar rest euz an arc'hant a jomme gantan en eul lavaret d'ezan : dont a ran va mab, da rei d'id ar rest deuz da arc'hant, rag an devez ma oaz badezet, e kaviz eun ed gwenan hag a brometiz lakat a goste tout ar pez em bize gonezet ganto evit rei d'it da zevez da eured, rak-se eta, goude beza paët da vloaveziou seminaër, a jom c'hoaz, evel ma velez, eun dornadik brao ganez. Ar belek iaouank a gemeraz ar ialc'h en eur drugarekaat e dad deuz ar vadelez hen devoa bet evitan.

Eur pennadik da c'houde, Fanch a oa souezet braz o welet masonnerien, kunduet gant eur mestr labour, oc'h erruout e kichen e di ; ar re-ma a zeue

euz a berz e vab da ober d'ezan eun ti nevez en plas al lochen plouz.

Great a oa an ti heb dale, eun ti brao ha koant, prenestrou gwer varnezan, ha kornachennou mein rouz hag eun doen c'hlaz, ouspenn-ze, e fas an ti, ez euz breman eur jardrin brao, gwerzet adarre da Fanch gant Ian An Hir, rag pell-zo ez eint adarre amezeien vad, keuz awalc'h en doa bet Ian d'ar momet a goler-se a oa bet kaoz da Fanch da veza kuitaet e di.

Er jardrin-se e man breman ar gwenan, renket krao en kestennou tiretennek livet e peb seurt liou. Jan-Mari a zo person ebarz parrez Karantek. Hag en dro d'e brespital a zo ive eun nompr braz a gestennou tiretennek, deuz a bere, bete brema, ar profit a c'hea bep ploa gant ar beorien. Mez ar gouarnamant o veza ive laëret e bae digantan, en amzer da zont eta, e vezo red d'an Aotrou person dalc'hen gantan arc'hant e wenan ; hag er feson-ze ar gouarnamant en devezo skoet peorien ar barrez en eur denna e baë digant o ferson.

Fanch hag Annaïk a zo c'hoaz dispos. Mari-Jan Ar C'hrenn a zo maro eun tammik so, goude beza gwelet he merc'h da genta heb ti, ha goude en unan plouz, ha divezatoc'h en unan kaër great d'ezhi gant an tenzor a oa deut da heul he mab bihan ha setu eta deut he c'homzou da wir pa lavare a oa gwelloc'h genel var eun heur a vonheur evit na 'z eo genel var eur bern arc'hant.

FIN

